WIKIPEDIA

# Malteg

Ur yezh semitek ar c'hreiz eus is-skourr ar yezhoù arabek eo ar **malteg** (*malti*) komzet gant tro-dro da 350 000 den en holl, dreist-holl e Malta (300 000 den e 1975) ha dre ar bed en Aostralia, Kanada, Italia, Tunizia, ar Rouantelezh Unanet hag er Stadoù-Unanet.

Ur yezh semitek an hini eo diorroet diwar yezhoù arabek ar Maghreb ha chomet eo tost struktur ar yezh ouzh hini arabeg Tunizia e meur a geñver da skouer. Ar geriadur, avat, a zo bet levezonet-don gant ar yezhoù romanek ha dreist-holl gant an italianeg.

Seizh rannyezh ez eus:

- **Malteg unvan**
- **Malteg ar Porzh**
- **Malteg ar c'hornôg**
- **Malteg ar reter**
- **Malteg ar c'hreiz**
- **Zuriekeg** (*zurrieq*)
- **Malteg Gozo**

Skrivet e vez gant al lizherenneg latin, gant un nebeud lizherennoù ispisial ouzhpenn :

| Lizherenn | LFE | |
|---|---|---|
| **Ċ** | tʃ | |
| **Ġ** | dʒ | |
| **GĦ** | | talvezout a ra da hiraat ar vogalenn a-raok, a-hend all e vez distaget evel *c'h* brezhoneg e diwezh ur ger pe a-raok *h* |
| **Ħ** | ħ | evel *c'h* e brezhoneg. |
| **Ż** | z | |

| **Malteg (*Malti*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Malta |
| Komzet gant : | ~350 000 |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù afrez-aziatek |
| | Yezhoù semitek<br>Semiteg ar c'hreiz<br>Yezhoù arabek<br>**Malteg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Malta |
| Akademiezh : | Il-Kunsill Nazzjonali ta' l-Ilsien Malti (abaoe 2005) [1] (http://www.kunsilltalmalti.gov.mt) |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | mt |
| ISO 639-2 | mlt |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | mlt |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Yezh ar sinoù

- Ar re vouzar a ra gant Yezh ar Sinoù Maltek.

## Gwelet ivez

- Arabeg
- Yezhoù semitek

# Liammoù diavaez

- Pajenn diwar-benn ar malteg (http://ic.net/~edgart/maltlang.html)
- Morfologiezh ar verboù e malteg (http://www.phil-fak.uni-duesseldorf.de/summerschool2002/Hoberman.pdf) (PDF)
- L-Akkademja tal-Malti (http://www.akkademjatalmalti.com)
- Il-Kunsill Nazzjonali ta' l-Ilsien Malti (http://www.kunsilltalmalti.gov.mt)
- Geriadur malteg-saozneg war-linenn (http://www.websters-online-dictionary.org/definition/Maltese-english/)

 **Porched ar yezhoù hag ar skriturioù** – Adkavit pennadoù Wikipedia a denn d'ar yezhoù.